# # 5vet klas > brezhoneg




# > Ma buhez berrloer

☑ **Lenn ha kompren**
Anavezout ar skrivagnerez
Lenn al levr penn-da-benn

☑ **Selaou ha kompren**

☑ **Skrivañ**
Gouzout skrivañ diverradennoù

☑ **Komz didroc'h**
Bezañ gouest da gomz diwar-benn ar romant (diverrañ)

☑ **Komz / divizout**
Bezañ gouest da zivizout diwar-benn ar romant (sevel goulennoù ha respont)

☑ **Yezhadur/geriaoueg**
Geriaoueg ar romant

**anv :**
**klas :**
**bloavezh-skol :**

# Ar skrivagnerez : Mariasun Landa

***[diwar Wikipedia]***



**Mariasun Landa**, ganet en Errenteria (Euskadi) d'ar 5 a viz Even 1949, zo ur skrivagnerez euskarek evit ar vugale hag ar grennarded.

Gant Bernardo Atxaga eo ar skrivagnerez euskarat a zo bet troet hec'h oberennoù ar muiañ. Kelennet he deus er c'hentañ derez hag er c'henteliioù-noz. Kelenn a ra bremañ e Skol-Veur Euskadi e Donostia.

**Ar skrivagnerez**

Un **aotreegezh prederouriezh** he deus tapet e skol-veur c'hall ar Sorbonne, e Pariz, e-lec'h ma oa e 1968. E 1982 e oa bet embannet he levr kentañ, ha tapet ganti ar priz Xabier de Lizardi. Prizioù all he deus bet: Euskadi (1991), Antonio María Labaien (2002), ha White Ravens (2002), gant Elefante txori-bihotza (2001).

E 2003 eo bet **loreet** he levr *Krokodiloa ohe azpian* (Ur c'hrokodil dindan ar gwele), skeudennet gant Arnal Ballester, gant ar Premio Nacional de Literatura Infantil y Juvenil, roet gant Ministrerezh ar Sevenadur spagnol. Kentañ tro e oa da loreiñ ul levr euskarek. Troet eo bet hec'h oberennoù en un daouzek yezh bennak, hag en holl yezhoù ar stad spagnol.

## > geriaoueg

**aotreegezh *(anv-kadarn)* :** *diplom skol-veur, a dalvez tri bloavezh studi goude ar bak*

**prederouriezh *(anv-kadarn)* :** *danvez skol, ma tesker prederiañ, soñjal war a bep seurt traoù*

**loreiñ *(verb)* :** *reiñ ur priz da unan bennak*

# *Ma buhez berrloer*

## > Pennad 1 : Kozh berrloer gozh, p. 5-11

Lenn ar pennad hag ober un diverradenn anezhañ, dindan 10 linenn.

En diverradenn e rankez lakaat ar pep pouezusañ : tud, lec'hioù, deiziadoù, darvoudoù pennañ.

**Ma diverradenn :**

______________________________________________

______________________________________________

______________________________________________

______________________________________________

______________________________________________

______________________________________________

______________________________________________

______________________________________________

______________________________________________

______________________________________________

## > geriaoueg

**ruskek (5) :** evel ar c'hoad (displijus)
**pintig (6) :** ul labous (pinson)
**mennad (8) :** c'hoant, soñj
**daoubennet (8) :** lakaet diaes
**ranell (8) :** fri-furch
**soroc'hal (9) :** komz a vouezh uhel ah rust
**dic'hoanag (9) :** hep spi ebet
**aezhenn (11) :** moged hag aer
**empentiñ (11) :** ijinañ

## > Pennad 2 : Etre kazh ha razh, hag un dorniad kaozioù kaer, p. 12-18

Lenn ar pennad ha kavout ar respontoù mat.

P 12 : piv a zeu d'ober hillig d'al loer?

______________________________________________

______________________________________________

Penaos e oar al loer e oar ar c'hazh komz saozneg?

______________________________________________

______________________________________________

Kizhier a gomz saozneg a gaver :
A - alies-tre, e pep lec'h
B – ral a wech, un dra divoutin-tre eo

P 13 : penaos he doa gellet al loer deskiñ un tammig saozneg?

______________________________________________________________________

______________________________________________________________________

P 14 : ha gouest e vije bet al loer da respont d'ar goulenn «Where are you from»? Displeg perak.

______________________________________________________________________

______________________________________________________________________

Penaos e anavez al loer buhez ar razhed?

______________________________________________________________________

______________________________________________________________________

P 14 : er bajenn-mañ ez eus kaoz, en holl, eus

A – 2 seurt loened disheñvel

B – 3 seurt loened disheñvel

CH – 4 seurt loened disheñvel

P 15 : ar razh a gav gwelloc'h :

A – derc'hel al loer kousto pe gousto

B – teurel al loer a-benn gallout skarzhañ kuit

CH – reiñ al loer d'ar c'hazh

P 17 : piv eo Lukaz?

A – anv-bihan an aotrou Kermoal

B – anv al loer all

CH – anv ar pesk

P 18 : skriv roll an holl draoù a zo gwelet gant al loer :

______________________________________________________________________

______________________________________________________________________

______________________________________________________________________

## > geriaoueg

**makez (12) :** sapre
**kailhar (16) :** fank, pri
**plegenn (17) :** degouezh
**souchet (17) :** astennet war al leur

## > Pennad 3 : Klotilda, un itron kantreerez, p. 19-27

P 19 : hervez al loer

A – ez eo heñvel an traoù e-pad an deiz hag e-pad an noz

B – ez eo disheñvel an traoù e-pad an deiz hag e-pad an noz

P 20 : evel ur sorserez e seblant Klotilda bezañ, met koulskoude pa zastum al loer e kompren ez eo ur vaouez __________ ha __________ .

Al loer a zo
A – plijet-bras gant doareoù Klotilda
B – displijet-bras gant doareoù Klotilda

P 21 : goude bezañ bet gwriet e teu al loer da vezañ evel ur _______________________ .

P 22 : perak he doa Klotilda kempennet al loer?

______________________________________________________________

______________________________________________________________

P 23 : pe anv he deus Klotilda roet d'al loer?

______________________________________________________________

______________________________________________________________

Dre vras ez eo plijet al loer gant an abadenn, met memestra e kav anezhi _______________, dreist-holl pa rank chom hec'h-unan dirak _________________________ .

P 24 : petra a soñj al loer diwar-benn ar yaouankiz?

______________________________________________________________

______________________________________________________________

P 24 : petra a ra Klotilda ur wech echu an abadenn?

______________________________________________________________

______________________________________________________________

P 27 : ha laouen eo al loer gant he buhez? Displeg da respont.

______________________________________________________________

______________________________________________________________

## > geriaoueg

**peñseliet (20) :** kempennet, dreset pa gaozeer eus danvez, dilhad
**tridal (20) :** ober lammoù bihan
**hoalet (20) :** bamet

**seul (21) :** lodenn a-dreñv ar sol
**sol (21) :** lodenn ar botoù a vez stok ouzh al leur pa valeer
**petore (21) :** peseurt

**ervat (23) :** mat > gouzout a ran ervat = gouzout a ran mat
**a-bouez (24) :** dre forzh
**teogus (24) :** bamus
**leskiñ (24) :** deviñ
**gweañ (24) :** plegañ
**ardoù (24) :** bezañ chuchuenn, ober reuz evit nebeut a dra
**aberzhiñ (24) :** en em reiñ
**digenvez (24) :** stad an hini a zo e-unan

## > Pennad 4 : Harz al laer! Harz al laer!, p. 28-35

P 28 : gant Klotilda a vez aozet :
A – abadennoù disheñvel bewech
B – bepred an hevelep abadenn

Penaos eo emzalc'h ar bugel disheñvel diouzh ar re all?

P 29 : kav ur ger heñvel ouzh «dic'houest» : ________________________

Pelec'h e tiviz al laer chom a-sav?

P 32 : displeg ar pezh emañ ar baotred yaouank o prientiñ.

P 33 : skriv roll an holl draoù a zo e sac'h-kein ar paotr yaouank.

## > geriaoueg

**kañfard (29) :** paotr yaouank diroll
**hailhevod (29) :** den diroll
**garmiñ (29) :** huchal
**difronkal (29) :** leñvañ
**kendi (30) :** savadur bras, meur a ranndi ennañ
**koun (30) :** soñj, eñvorenn
**tremen dre ar pikoù (30) :** gouzañv ur bern traoù start
**meudata (32) :** stekiñ
**palvata (32) :** tapout e-barzh an dorn da bouezañ un dra bennak
**leurgêr (32) :** plasenn
**horjellañ (32) :** fiñval
**momeder (32) :** brec'h un horolaj

## > **Pennad 5 :** Berrloereier ha gladiatourien, p. 36-42

P 36 : petra eo planedenn al loer?

______________________________________________

______________________________________________

P 37 : goude bezañ bet leuniet a ganetinier, petra eo deuet al loer da vezañ?

A – ur ganetenn vras

B – ur vazh-skeiñ

CH – ur c'hañfard

P 38 : al loer a gompren mat-tre ar pezh a c'hoarvez.

A – gwir eo

B – ne gompren netra.

Displeg da respont :

______________________________________________

______________________________________________

Gant ar paotred yaouank ez eo bet lakaet al loeroù :

A – da  Voudoù Iskis

B – da c'hladiatourien

CH – da vargodennoù

P 40 : an emgann a zo bet :

A – berr peogwir e plij d'ar Boudoù Iskis cheñch c'hoari alies

B – hir peogwir e voe aozet meur a c'hoariadeg

Piv eo Manuel, paol ha Loeiz?

______________________________________________

______________________________________________

Gant piv eo bet paouezet an emgann gladiatourien?

______________________________________________

Sav roll ar pevar anv-gwan implijet da zisplegañ penaos eo al lec'h ma voe lakaet al loeroù :

________________________________________

________________________________________

P 41 : perak n'eo ket gouest al loeroù da respont da c'houlennoù ar verrloer?
A – n'eus loer ebet en he c'hichen
B – ne gomprenont ket he yezh
CH – distumm int, hini ebet anezho a zo bev

P 42 : gant petra e ra anaoudegezh ar verrloer e fin ar pennad?

________________________________________

________________________________________

## > geriaoueg

**lopañ (36) :** skeiñ
**rouedenn (36) :** tamm roued
**skeiñ hebiou (37) :** skeiñ hep tizhout ar pal
**souzañ (37) :** kilañ
**diarbenn arsailhoù (37) :** chom hep bezañ tizhet, taget

**sailhañ (37) :** lammat
**danzen (38) :** soñjal, prederiañ
**lajadoù (38) :** mareoù
**bezoud (38) :** buhez
**diabafet (41) :** n'eo ket mui souezhet
**goanag (42) :** spi

## > **Pennad 6 :** Nebeudadra, ma Rouanezig, p. 43-51

P 43 : goude stlepel kalzik loeroù er boubellenn, pet a chom gant ar paotr yaouank?

________________________________________

________________________________________

P 44 : petra zo skoulmet gant ar skolaer?

________________________________________

________________________________________

P 46 : an dimezell berrloer a soñje dezhi :
A – e chomfe bev daoust d'ar bec'h a oa bet e-pad c'hoari ar vugale
B – e varvfe abalamour d'ar c'hoari droch-se

Sav roll an holl zarvoudoù kontet gant ar verrloer :

___________________________________________________________________

___________________________________________________________________

___________________________________________________________________

___________________________________________________________________

P 48 : pa vez tennet delioù an artichaod e kaver ar galon, hag a zo ken ___________ ha ___________ ___________ .

P 49 : pe anv eo an aotrou berrloer, ha pe anv eo an dimezell berrloer?

___________________________________________________________________

___________________________________________________________________

P 50 : perak e huch an dimezell?

___________________________________________________________________

___________________________________________________________________

P 51 : pelec'h en em gav an div verrloer e fin ar pennad?

___________________________________________________________________

___________________________________________________________________

## > geriaoueg

**porpant (43) :** chupenn

**ac'hubet (46) :** dougerez (pa gaozeer eus maouezed)

**peurlavarout (50) :** lavarout penn-da-benn

**kouez (50) :** poultrenn-kannañ

**poulldroenn (50) :** dour o redek e stumm ur c'helc'h

## > **Pennad 7 :** Ar chañs' zo anezhi 'vat, p. 52-61

P 52 : ar verrloer a zo bet en em gavet en ur mekanik da gannañ c'hoazh.

A – gwir eo

B – n'eo ket

P 53 : penaos e oar ar verrloer ez eo ar skolaer un den a zo e-unan?

Diverrañ ar pajennadaoù 54-56 e pemp linenn :

______________________________________________

______________________________________________

______________________________________________

______________________________________________

______________________________________________

______________________________________________

P 57 : perak en doa ar skolaer disoñjet tennañ he zilhad eus ar mekanik da gannañ?

______________________________________________

______________________________________________

Perak he deus aon ar verrloer e vefe staget forzh penaos?

______________________________________________

______________________________________________

## > geriaoueg

**trovezh (52) :** gwech

**hiviziken (52) :** adal bremañ

**krezennoù (53) :** t-shirtoù

**bezañ en e gerz (53) :** bezañ perc'hennet gantañ

**divac'hagn (53) :** yac'h

**pellaus (54) :** a lak da bellaat

**teuc'h (54) :** uzet, bet implijet kalz

**merzherinti (54) :** poan vras

**cholori (54) :** reuz, trouz

**bac'h (55) :** toull-bac'h

**lomber (57) :** prenest bihan

**spurmantiñ (57) :** damwelout

**sederaat (58) :** sioulaat

**punañ (60) :** lakaat / renkañ e stumm ur c'helc'h

# *Ma buhez berrloer*

## Da varregezhioù e dibenn ar frapad-mañ :

☑ **Respont dre skrid da c'houlennoù diwar-benn al levr**
❒ gouest on
❒ war an hent mat emaon
❒ n'on ket gouest

☑ **Kompren ul levr brezhonek penn-da-benn**
❒ gouest on
❒ war an hent mat emaon
❒ n'on ket gouest

☑ **Skrivañ diverradennoù**
❒ gouest on
❒ war an hent mat emaon
❒ n'on ket gouest

☑ **Komz didroc'h diwar-benn ul levr bet lennet ganit**
❒ gouest on
❒ war an hent mat emaon
❒ n'on ket gouest

☑ **Divizout gant unan bennak all diwar-benn ul levr bet lennet ganit**
❒ gouest on
❒ war an hent mat emaon
❒ n'on ket gouest